# GWALARN

## HA KANNADIG GWALARN

Marvailhou ar Bobl

# RIMADELLOU AR GLOUD

LEVRENN II

**79**

MEZEVEN 1935




Gwalarn
Niv. 79
11-vet Bloavez
MEZEVEN 1935

« Rimadellou ar Gloud », levrenn I ha levrenn II, a vo moulet er miz-mañ e-giz eul levr kaer, da rei da vugale ar skoliou evel priz.

Kalz pe nebeut eus al levriou-se a vo moulet, diouz ma vo kalz pe nebeut a arc'hant e kef « Brezoneg ar Vugale ».

Nebeutoc'h-nebeuta a brofou a vez kaset d'imp.

Diouz m'o devo Brezoned an amzer-mañ graet evit ar brezoneg e vo stad ar brezoneg en amzer-da-zont.

Kannadig
Gwalarn
Niv. 33-34
MEZEVEN
GOUERE 1935

# RIMADELLOU
# AR
# GLOUD

lakaet e brezoneg gant

Y. EZEL

ha skeudennet gant

H. KERHOR

◆

# BILIENNOU
# MOR

gant

FARNACHANAVAN

Nebeut amzer war-lerc'h ma oa en em gavet ganin ar plac'hig he doa displeget ken brao kontadennou svedat, e tegouezas ganin ivez kavout, eun nozvez amzer gaer, ar Gloud, ar vamm-goz Gloud, souchet en eul lochenn hanter zismantret. Hep beza pedet, e tizerras he beg da gonta rimadellou all, norvegiat evelato, peogwir edomp d'ar mare-se e Bro-Norweg.

Ha setu ar pez a varvailhas d'in.



# An Tri Born Bras hag ar Bugel

En eul lochennig e-kreiz ar c'hoad, edo o veva eur paour kaez botaouer, e-leiz a vugale d'ezañ. E zaou vab kosa, dek hag unnek vloaz d'ezo, a dremene o amzer o tastum keuneud er c'hoad, pe o kutuilh frouez gouez, pe o c'houlenn an aluzen dre ar vro a anavezent pep korn tro anezi. Eun devez, e teuas d'ezo ar soñj mont e doun ar menez da welout an hemolc'herien (chaseourien) o teski ar falc'huned. Hogen, goude beza kerzet gant eur wenodenn dister, e teujont da fazia war o hent ha d'en em goll.



An noz a goueze. Teñval edo ar c'hoad. N'hellent mui mont war-raok. Neuze e c'houezjont eun tan bras, hag e c'hourvezjont war ar c'hinvi da gousket. A-greiz-holl e tigorjont o skouarn. Rak e seblante d'ezo klevout evel eul loen gouez o fronal. Hag e selaoujont gant evez an trouz o tostaat. Eur vouez a c'hrozmolas :

« C'houez an den a zo dre amañ ! »

Bremañ e klevjont damdost pouez kammedou pounner, hag ar vugale da gompren e teue ronfled war o zu.

« Va Doue, diwallit ac'hanomp ! » eme ar yaouanka. « Petra e teuimp da veza ? »

« Arabat kaout aon », a respontas ar c'hosa hep krena. « Chom amañ dindan ar wezenn bin ha sell mat ».

Al loened vil a oa bremañ tre e-kichen ar vugale. E oant tri born bras-spontus, uheloc'h o fennou eget bleñchenn ar brasa gwez. Pep hini en doa eur mell poull e-kreiz an tal, hag evel n'o doa nemet eul lagad evito o-zri, pep hini d'e dro e zouge hag a gerze ar c'henta. An daou all a heulie, kroget-start en e ziouskoaz.

« Red kuit », a hopas ar c'hosa eus ar vugale. « An tri born a gerzo war da lerc'h. Met ken bras int ha ken uhel eo o lagad ma ne welint ket e teuan dre a-dreñv d'o zaga. Ha pa vezin krog enno, n'hellint mui en em virout diouz va zaoliou ».

Ar bihanig a dec'has evel al luc'hed. Ar ronfled a gerzas war e lerc'h. Kerkent, ar c'hosa a grogas en eur pikol brank, hag e stlapas etre divesker ar born diweza. Ar ronfl a droiellas hag a gouezas en eur zistaga eur yudadenn euzus. Gant al lamm, an

daou all a gouezas ivez. Ken strilhet e voent ma ruilhas war an douar al lagad e-unan. Ar paotr e zastumas prim hag a sellas outañ souezet-mik. E oa eul lagad iskis, tevoc'h eget eur skudell, ha ken lugernus ma c'helle e teñvalijenn an noz gwelout eur gelienenn kant metr pelloc'h.

Pa daolas perz ar ronfled e oa laeret diganto o lagad gant ar vugale, e krogas enno eun droug ken spontus ma tarze an eon war o muzellou. Hag e klaskjont kaout peg en o enebourien.

« Fae a ran war ar vorned hag o malloziou », eme ar c'hosa. « Tri lagad am eus evidoun-me ha n'hoc'h eus ket unan evidoc'h ho-tri ».

« Ro d'imp anezañ dioustu, lakepod fall ! »

« Diwezat ! Evit tapout ac'hanomp hag aoza boued ganimp ! »

« Ma n'e roez ket, e vezi troet en eur maen ! »

« Feiz, n'em eus ket aon rak ho taoliou sorserez ! Ma ne rit ket peoc'h, emaoun o vont d'ho faouta a daoliou bouc'hal evel gwez koz ».

Neuze e teuas an tri born da gomz flouroc'h, o kinnig aour hag arc'hant evit o lagad. Ar marc'had-se a blijas d'ar vugale, gant ma 'z aje ar ronfled da gerc'hat aour a-walc'h evit leunia daou sac'h, hag e rojent ouspenn diou wareg gant o birou. Evel-se, ar vugale a c'hellje en em zifenn ma klaskje ar vorned sailha warno. Ar re-mañ a respontas ne c'houlennent ket gwelloc'h eget mont da glask o zeñzor, met penaos kavout o zi, peogwir ne welent ket banne ebet ?

« Neuze, lagad ebet ! » eme ar paotr. « Emaoun o vont d'e deurel e strad ar mor ».





Gant aon e raje e daol, an tri born a zistagas eur vlejadenn a-dreuz ar c'hoad evit gervel o gwreg (rak n'o doa nemet eur wreg evito o-zri). A-bell, eur vouez a respontas d'ezo.

« Degas ganit dioustu diou wareg gant o birou, ha daou sac'had aour », a youc'has ar ronfled.

Seurt goulenn a voe kavet diot gant ar vaouez, na ouie ger eus an abadenn. Dont a reas da glask kelou hep degas netra. An dra-mañ ne oa ket er marc'had.

« Gwrac'h an diaoul ! » eme ar bugel. « Hast buan da gerc'hat an aour, pe e flastran al lagad dindan va botez ».

« Ha setu amañ evit disenti ! » a youc'has ar c'hosa eur ar vorned, o tistaga gant ar vaouez diou skouarnad a ledas anezi war an douar.

Sevel a reas prim, ha, kounnaret, e redas da glask ar sac'hadou aour, a zegasas nebeut amzer warlerc'h. An daou baotr a gemeras an aour, a roas al lagad, hag an tri born, bep lavarout grik, a yeas doun er c'hoad. Abaoe, den ebet n'en deus klevet komz diwar o fenn.






# Ar Vilin a droe Strad ar Mor

E oa gwechall daou vreur, unan paour hag egile pinvidik. E nozvez Nedeleg, ar paour, hep an distera tamm kreun da zebri, a zeuas da gaout e vreur hag e bedas da rei d'ezañ eun dra bennak en ano Doue. Ne oa ket ar wech kenta e teue da c'houlenn an aluzen, hag evit se ar pinvidig ne gare ket al liou anezañ. Pa welas e vreur o tont, e youc'has d'ezañ a-bell :

« Ma fell d'it ober ar pez a lavarin d'it, ez po unan eus an tammou kig sall a zo o vogedi er siminal ».

« Ya », eme ar paour kaez diaoul.

« Mat ! Setu da gig, ha kerz bremañ da gaout an diaoul ! »

« Tra lavaret, tra ret ! Dao eo d'in mont da gaout an diaoul ».

Hag e kemeras e damm kig.

Kerzout a reas e-pad an deiz, hag evel ma teue an noz, e tegouezas gantañ eun denig koz, baro hir ha gwenn d'ezañ.

« Noz vat ! » emezañ.

« Noz vat ! » a respontas an den koz. « Da belec'h ez ez ? »

« Da di an diaoul, met ne ouzon ket ha beza emaoun war an hent mat ».

« Ya, dres, setu dor an ifern. Kerkent ha ma vezi e-barz, e sailho warnout an holl ziaouled evit prena diganit an tamm kig sall a zougez war da skoaz, rak ar c'hig sall a zo rouez en ifern. Hogen n'e ro ket evit mouneiz. Goulenn kentoc'h ar vilin a zo a-dreñv an nor. Pa vezo d'it, deus d'am c'haout, hag e roin d'it ali warni ».

Den ar c'hig sall a drugarekaas ar paotr koz evit e gentel, hag e skoas war dor an ifern.

Pa voe e-barz, e c'hoarvezas ar pez a oa bet lavaret d'ezañ. An diaouled, bras ha bihan, a reas an dro d'ezañ, o c'houlenn e damm kig.

« C'hoant am boa », eme an den, « debri ar c'hig-se gant va gwreg e-pad nozvez Nedeleg. Kement a avi hoc'h eus outañ m'eo diaes d'in lezel ac'hanoc'h en diouer. Greomp marc'had. Roit d'in evitañ ar vilin goz a zo a-dreñv an nor ».

An diaouled n'o doa c'hoant ebet rei ar vilin, hag e krogjont da chipotal. An den ne blegas ket, hag e



nac'has krenn an holl ginnigou.. Erfin e teuas a-benn da gaout ar vilin. Neuze e teuas e-maez an ifern davet an den koz, a ziskouezas d'ezañ e pe zoare lakaat ar vilin da drei.

Ar paour kaez den a drugarekaas an den koz hag a gemeras penn an hent war-du ar gêr. Kaer en doe hasta, an noz a oa teñval p'en em gavas en e di.

« E pelec'h an diaoul out bet o vale ? » a c'houlennas e wreg. « Leinet em eus, gortozet em eus ac'hanout eur dre eur, met n'em eus ket eur c'hriñsenn vleud evit aoza eur wastell Nedeleg ».

« Ne c'hellen ket distrei abretoc'h », emezañ, « rak eul labour am eus bet d'ober, am eus kerzet pell evitañ. Met sell ar pez a dalvez ! »

Lakaat a ra ar vilin war an daol da drei. Kerkent e voe goloet gant kantoloriou, gwin ha bevañs, a-valc'h d'ober eur fest dispar goude ar Pelgent. Ar pez a c'houlenne, ar vilin e roe war an taol. Ar vaouez, difinv, a rae sin ar groaz bep tro hag a glaskas gouzout erfin a belec'h e teue ar vilin.

Hogen an den hen nac'has outi.

« N'eo ket dao d'it gouzout », emezañ. « A-walc'h eo d'it gwelout ».

Hag e krogjont da zebri ha da eva.

An trede devez goude Nedeleg, e pedjont da goania o amezeien hag ez aozjont eur fest vras. Ar breur pinvidik, pedet ivez, a rede an dour war e dal o welout kement-se. Ne ehane ket da lavarout :

« Ha koulskoude, da nozvez Nedeleg, e oas c'hoaz paour-Job, o c'houlenn an aluzen, ha setu-te bremañ o foeta arc'hant evel eur roue pe eur priñs. A belec'h an diaoul eo deut d'it seurt pinvidigez ? »

« He c'havet em eus a-dreñv eun nor », a respontas egile, a glaske derc'hel kuz e zarvoud.

Eun nozvez koulskoude, n'hellas mui derc'hel war e deod, hag e tisklerias d'e vreur taol ar vilin.

Ar breur a glaskas neuze prena ar vilin, ha kement e talc'he kaout anezi ma voe graet marc'had etrezo evit tri c'hant skoed, nemet e raje ganti c'hoaz ar paour betek an eost.

« Betek ar mare-se », emezañ, « em bo amzer a-walc'h da lakaat a-gostez evit eun nebeut bloaveziou ».

Hag evel ma soñjit, ne lezas ket ar vilin da zebri gant ar mergl. Neuze, pa voe dare an eost, e roas anezi d'e vreur, hep lavarout d'ezañ, evel just, e pe zoare e tlee trei.

Noz du e oa pa zegouezas an den pinvidik gant ar vilin en e di. Diouz ar mintin e reas d'e wreg mont d'ar park gant an eosterien e-pad ma chomje da aoza lein. Da vare ar pred, e kemeras ar vilin, hag he lakaas war an daol en eur c'hourc'hemenn :

« Degas d'imp pesked ha soubenn al laez ».

Setu ar vilin o tislonka pesked ha soubenn leiz ar pladou, ar c'haoteriou, ar gegin. Kaer en doa an den trei anezi tu evit tu, poan gollet, e laboure atao. Soubenn al laez a savas hep dale ken uhel ma voe tost d'ezañ beza beuzet. Digeri a reas dor ar gambr, met ken buan e voe leuniet. Tapout a reas krog e prenn an nor-vaez, hag ar soubenn da redek er porz hag el liorz.

D'ar mare-se, ar wreg, a laboure er parkeier, a voe souezet pa ne c'halve ket he gwaz anezi evit merenn.

« Deomp d'ar gêr », emezi d'an eosterien. « Sur





oun n'en deus ket gellet va gwaz aoza eun distera boued ».

Kemerout a rejont hent ar gêr. Hag evel ma tostaent, e redas daveto eur morad soubenn ha pesked. A-dreñv al lano-se e kerze ar breur pinvidik.

« Ra blijo gant Doue », emezañ, « rei d'eoc'h kant kof ! Met diwallit da veuzi el lein-se ».

Hag evel taget gant an diaoul, e lammas e ti e vreur, o pedi anezañ samma ar vilin.

« Ma tro c'hoaz eun eur muioc'h, kêr a-bez a vo kollet dindan ar soubenn hag ar pesked ».

Evit tri c'hant skoed all paeet war an taol, ar paour a asantas kemer en-dro e vilin.

Gant an arc'hant-se ha gounid ar vilin, ar breur paour (an ano a zouge atao) a lakaas sevel eun tiegez kaer. Ar mogeriou a voe goloet gant aour, hag evel m'edo an ti tost d'ar mor, e lintre e dalbenn en dour. A-bell vro e veze gwelet, ha ne oa brud nemet eus e berc'henn pinvidik.

Eun devez, mestr eur vag a dremenas e-biou an ti, hag a c'hoantaas gwelout ar vilin. Goulenn a reas hag e c'helle rei holen. War eur ya e klaskas he frena evit forz pe briz.

« Rak neuze », a soñje d'ezañ, « ne vo ket ret d'in mui kantren dre ar moriou da gerc'hat kargadou holen. E vezin pinvidik hep ober mann, o werza holen ».

Perc'henn ar vilin a werzas anezi evit nouspet millur. Kerkent, mestr ar vag he sammas, hag a yeas e-maez ar vro gant aon e tinac'hje egile. Ne gemeras ket amzer da c'houlenn penaos he zrei. Pignat a reas er vag, ha pa voe e-kreiz ar mor, e c'hourc'hemennas d'ar vilin :



« Degas d'in holen ».

Ar vilin a yeas en-dro. Ar vag a leunie. Ar mestr a glaskas neuze ehana. Kaer en doe trei, distrei, banna, divanna, ar bern holen a save atao. Erfin, ar vag a gemeras dour hag a yeas d'ar strad.

Ar vilin a gouezas ivez e goueled ar mor, o trei atao. Trei a ra c'hoaz hizio, ha setu perak ez eo sall an dour mor.



# Bouc'hig

Gwechall e veve eur roue hag eur rouanez, n'o doa bugel ebet. Ar rouanez dreist-holl a oa ken glac'haret ma oa tost da goll he fenn. Pa gerze dre straedou kêr, e wele an tiez ar paoura gant neiziou bugale, ha pa gleve ar mammou o skandalat hag o lakaat reiz warno, e teue d'ezi avi eus kemend-all. Dont a reas da gemer evit merc'h eur grouadurez ma oa maeron d'ezi, hag he savas er palez.

Eun devez, e c'hoarie ar filhorez e porz ar c'hastell, pa dremenas eur baourez kaez, eur plac'hig reuzeudik ha pilhennek dourn-ouz-dourn ganti. Merc'h ar rouanez a c'halvas ar baourezig, hag o-diou e



krogjont da c'hoari. Ar rouanez a daolas perz e kement-se, ha, droug enni, e hopas d'he filhorez :

« Distro buan amañ, n'eo ket dereat da unan eveldout c'hoariella gant eur baourezig ».

Ar plac'hig a sentas, hogen ar baourezig he heulias hag a zeuas war he lerc'h e kambr ar rouanez. Evel ma klaske ar rouanez he c'has kuit, houmañ a grias :

« Allas ! ma oufec'h ar pez eo gouest da dalvezout d'eoc'h va mamm, ne vefen ket taolet er-maez evel eur c'hi ! »

« Ha petra oar da vamm a vefe ken souezus ? »

« Klevet em eus lavarout e vefe gouest da rei d'eoc'h eur bugel ».

Ar rouanez a lakaas klask ar baour kaez maouez hag a gontas d'ezi doare he merc'h.

« N'eo ket dereat d'eur rouanez selaou parabolennou eur vaouez dister », eme an hini goz o klask mont e-biou.

Ar rouanez a zalc'has anezi en he c'hichen ha kinnig d'ezi eul lein founnus, gant kalz a win. Pa voe gwalc'het ar vaouez ha badaouet mat, e krogas da gomz evel eur big :

« Gouzout a ran an doare da rei eur bugel d'ar rouanez. Setu. A-raok mont d'he gwele, n'he deus nemet lakaat degas daou bicherad dour, en em walc'hi e-barz ha skuilha neuze an dour er gambr. Antronoz vintin, dindan ar gwele, e kavo diou vleuniennn kellidet e-pad an noz : unan vrao hag unan vil. Kutuilh a ray an hini vrao evit he debri. Hogen arabat d'ezi kregi en eben », eme ar baour kaez o sevel diwar he skabell.

Ar rouanez a heulias aliou ar vaouez penn-da-benn.

An dour a voe degaset er gambr. En em walc'hi a reas e-barz hag e skuilhas dindan ar gwele. Antronoz, diou vleunienn a oa kellidet : unan euzus ha divalo, eben splann evel an erc'h ha c'houek-dispar. Ar rouanez he c'hutuilhas, he debras, hag he c'havas ken tener ma c'hoantaas ivez tañva eben.

« Ken vil eo », emezi, « ma ne vezo ket eun droug he dispenn ».

Debri a reas anezi, ha n'he c'havas ket kenkoulz hag an hini genta.

Nebeut amzer war-lerc'h, ar rouanez a c'hanas eur verc'h, dremm spontus d'ezi, gant bleo rouestlet hag eur c'horf heñvel ouz hini eur bouc'h. Ar bugel a zeuas er bed o vanna eul loa goad hag o hopal :

« Mammig ! »

« Ma 'z oun mamm d'it, o va Doue, bezit truez ouzin », a respontas ar rouanez.

« Na glemm ket. Dont a ray war va lerc'h eur verc'hig all a vezo kaer evel an deiz ».

Hag evit gwir, prestik goude, e c'hanas eur verc'hig all ken koant ma voe sebezet an holl, ouz brasa lorc'h ar vamm yaouank.

Ar rouanez ne c'helle ket sellout hep skrija ouz he c'hrouadur gant he c'horf divalo. Anvet e voe Bouc'hig. Ar mitizien a glaske bepred tenna ar baour kaez en eur gambr all. Met en aner : an diou c'hoar en em gare kement ma ne oant ket gouest d'en em ziouer.

Eun nozvez, derc'hent Nedeleg, e voe klevet ermaez eun dispac'hadeg hag eur milgurun, a-walc'h da zihuni ar re varo. Bouc'hig a c'houlennas piou a rae seurt taboulinadenn.



« Eus an traou-se ne vez komzet morse », a respontas ar vamm.

Ar plac'hig a bedas kement ma voe lavaret d'ezi e oa kebened ha diaouled o c'hoari ar sabad. En desped da zaerou ar vamm, ar verc'hig a zisklerias edo o vont da argas an holl zroukesperedou, hag ez eas ermaez en eur lavarout prenna an doriou holl.

A-vec'h m'edo degouezet er porz ma tistagas an diaouled eur youc'hadenn euzus, ha kerkent e chomjont sioul-meurbet. Gwasa voe, edo chomet unan eus an doriou kornzigor, ha Koantig, ar c'hoarig all, en em silas er porz. War an taol, eur gęben a sailhas warni, a drouc'has penn ar c'hrouadur, hag a lakaas en e blas eur penn leue. Pa welas Bouc'hig he c'hoar ken distreset, e savas kounnar enni, o tamall d'ar rouanez ha d'ar mitizien beza lezet an nor digor :

« Kiriek oc'h », emezi, « ma toug bremañ va c'hoar eur penn-leue. Met gouest oun da gaout an hini kollet ».

Bouc'hig a yeas neuze da gaout ar roue, hag e bedas sevel eul lestr bras. Pa voe graet, e pignas e bourz gant he c'hoar, hep den ebet, na sturier, na martolod. Douara a reas en eun aber c'houez, ma edo ar C'hebened. Raktal degouezet, ez eas hec'h-unan betek ar palez ma chome ennañ rouanez ar C'hebened. Sevel a reas gant an dereziou a-ziavaez, hag e welas dre gorn an nor er sal vras penn Koantig. Lammat a reas er gambr, ha kuit gant ar penn. Ar C'hebened a redas war he lerc'h, met ar plac'h yaouank a zistagas ganto taoliou botou, hag a vrevas o fenn da veur a hini gant al loa goad a chome bepred ganti. Dont a reas aes betek al lestr, hag e trouc'has en

eun taol ar penn leue. Neuze e stagas buan war c'houzoug he c'hoar ar penn kaer a oa d'ezi.

An diou c'hoar a gemeras hent an distro. Goude nebeut deveziou e tegouezjont e bro eur roue a oa chomet intañv gant eur mab. Pa welas ar priñs tost d'an aod eul lestr ken kaer, e kasas tud da c'houlenn ano ar perc'henn. Ar re-mañ a bignas en eur vagig, ha p'edont bourz-ouz-bourz, e chomjont souezet o welout na sturier, na martoloded. Eur plac'h yaouank hec'h-unan, korf eur bouc'h d'ezi, a yae hag a zeue war ar pont, he bleo garo ha rouestlet tennet er-maez a guchennou eus eun tamm koef lous.

« Ha n'eus den all ebet amañ nemedoc'h ? » a c'houlennjont digant Bouc'hig.

« Eo, va c'hoar a zo ganin ».

« Hag e c'hellfemp he gwelout ? »

« Nann, ar roue hepken a c'hello ».

Kaer o doe ober, ar plac'h yaouank ne blegas ket. Distrei a rejont d'ar palez ha konta d'o mestr ar pez o doa gwelet ha klevet war al lestr. War an eur e klaskas ar roue mont betek al lestr, ha degouezet warnañ e soublas e benn dirak Bouc'hig. Houmañ a oa dourn-ouz-dourn gant he c'hoar. Sebezet e chomas ar roue pa welas dremm dudius Koantig. E galon a voe teneraet, hag e c'houlennas ha plijout a raje ganti beza gwreg d'ezañ.

« Seurt dimez n'hell beza graet », a respontas Bouc'hig, « nemet ma fell d'ho mab kemer ac'hanoun ivez evel gwreg ».

An diou c'hoar a zeuas gant ar roue en e balez, hag e kinnigas hemañ Bouc'hig d'e vab. Ar priñs yaouank a reas beg fall gant ar soñj beza dimezet d'eur vaouez ken divalo. Met e dad hag an holl dud a





lubanas d'ezañ gant komzou ken flour evit e alia, ma lezas ober. Tri devez war-lerc'h, ar roue hag e bried koant, ar priñs ha Bouc'hig, ha d'o heul eun niver a dudjentil, a gemeras hent an iliz evit an eured. Ar bobl, war daou du an hent, a chome estlammet dirak dremm dudius ar wreg nevez.

Koulskoude, ar paour kaez priñs, rannet e galon, a gerze e-kichen Bouc'hig, a zaoulamme laouen war he divesker vouc'h, bepred en he dourn al loa goad.

« Perak ne lavarez grik ? » a c'houlennas ar plac'h ouz he fried.

« Ne gavan netra da lavarout ».

« E c'hellfes atao goulenn perak emaoun war ar bouc'h euzus-se ».

« Perak emaout war ar bouc'h euzus-se ? » a c'houlennas sentus ar paotr.

« Perak e komzez eus eur bouc'h ? Ha ne welez ket emaoun pignet war gaera marc'h en deus douget biskoaz eur plac'h nevez ? »

A-vec'h m'he doa distaget ar geriou diweza, ma voe gwelet e-lec'h ar bouc'h eur roñse burzudus, hag azezet warnañ korf mistr ar plac'h yaouank.

Ar priñs a gerzas atao gant e hent, ha doaniet muioc'h eget biskoaz, ne gomze ket muioc'h.

« Perak ne gomzez ket ? » a c'houlennas Bouc'hig en-dro.

« Petra lavarin d'it ? »

« Goulenn perak e c'hoarian atao gant al loa goad-se ».

« Perak e c'hoariez atao gant al loa goad-se ? »

« Petra a fell d'it lavarout gant da loa goad ? Ha ne welez ket e tougan eur melezour arc'hant kizellet ? »



Hag ez astennas d'ar priñs souezet eur melezour dudius.

Ar paotr yaouank a gerze atao gant e hent, hag a zeue teñval e benn dre ma tostae ouz an iliz.

« Goulenn c'hoaz perak e talc'han an tamm koef lous-se war va bleo ? » eme Vouc'hig.

« Perak e talc'hez an tamm koef lous-se ? »

« Eur c'hoef ? Penaos, ne welez ket eo eur gurunenn mein prizius a c'holo va bleo ? »

Hag evit gwir, ar vein a lintre war he fennad bleo alaouret ha flour n'edont mui bodou spern ar bouc'h.

« Goulenn buan bremañ perak em eus eun dremm ken euzus ».

Ar priñs a oa tost da sempla dre ma tegoueze dirak an iliz, a vefe euredet enni evit e vuhez penn-dabenn gant seurt maouez. Koulskoude e kavas nerz a-walc'h da c'houlenn :

« Perak ec'h eus eun dremm ken euzus ? »

« Gwir ! Vil e kavez ac'hanoun ? Va c'hoar a gavez brao koulskoude, hag ez oun dek gwech bravoc'h egeti ».

Ar priñs a sellas outi, digredik, hag e vennas kouéza o welout dirazañ kaera dremm a c'hell beza kavet war an douar-mañ. Diskenn a reas diwar e varc'h, hag e kemeras en e zivrec'h e bried. Ha souezet dirak ar burzud-se, Bouc'hig a gontas d'ezañ :

« Ganet oun gant eur blanedenn griz abalamour he deus disentet va mamm gwechall. Evit kas an droukspered er-maez e oa ret d'in kavout eun den, kalon a-walc'h d'ezañ d'am c'hemer evit pried. Te eo, va muia-karet, en deus divec'hiet ac'hanoun. hag evit se e vezin gwreg d'it, hag e karin ac'hanout betek mervel ».

An diou eured a voe lidet e-kreiz al levenez. An dud nevez a yeas goude betek palez an diou verc'h nevez. Ar roue hag ar rouanez a vennas sempla o kavout a-nevez o bugale e-kreiz o brud hag o c'hened. Graet e voe goueliou dispar, a badas meur a sizunvez.

Hastit afo mont du-se, ha me 'zo sur ez eo bet miret d'eoc'h eun tamm gwastell eus ar friko hag eur werennad vier !



Selaouet em boa gant kalz a blijadur ar c'hontadennou kaer, norvegiat ha svedat. Eun devez e c'houlennis ouz ar vamm-goz Gloud ha ne ouie ket rimadellou ken kaer eus bro Danmark.

« Eo », emezi, « met perak kemend-all a rimadellou ? »

« Evit ma c'hellin d'am zro o c'honta da vugale Vreiz, merc'hedigou ha paotredigou. Sentus int bepred, hag eo ret evit se displega d'ezo traou kaer ».

« Neuze, d'in ivez eo ret senti. Setu amañ da genta istor ar mesaer-moc'h ».



# Ar Mesaer-Moc'h

Gwechall e oa eur priñs o ren war eur vro dister. Pa zeuas d'ezañ ar mare da zimezi, e lakaas en e spered kaout evit gwreg merc'h eun impalaer galloudus.

Brudet oa a-bell dre nerz e vrec'h hag e galon, ha kalz a briñsezed yaouank a vije bet laouen-ruz kaout eur seurt gwaz. Hogen merc'h an impalaer a oa kement a lorc'h enni ma ne ouie ket ar paotr e pe zoare gounit he c'halon. Koulskoude, goude beza klasket, e soñjas d'ezañ beza kavet an tu.

War bez e dad e save eur vodenn roz, na roe nemet eur rozenn bep pemp bloaz. Met c'houez ar



vleunienn-se a oa ken c'houek ma veze ankounac'haet, en eun taol alan, pep poan hag anken. Ar priñs en doa ivez eun eostig, a gane ar floura toniou. Lakaat a reas en e benn kinnig da verc'h an impalaer ar rozenn hag al labous klozet en eur voest arc'hant.

« Ma priz gant ar briñsez degemer va donezonou, ne ra ket fae warnoun ».

Hag e c'hedas, leun a fiziañs, distro e gannad.

Pa voe degaset kelou d'an impalaer e teue eur c'hannad a-berz ar priñs, e tigoras d'ezañ dor ar sal vras a c'hoarie enni e verc'h gant an dimezelled a enor. Pa welas ar briñsez ar voest arc'hant, e stlakas he daouarn. Ar c'hannad a zibrennas an arc'h hag a ginnigas ar vodenn gant he bleunienn vurzudus.

« Pegen brao eo ! » eme an dimezelled.

« Brao ! » a respontas an impalaer, « lavarit eo kaer-dreist ! »

Ar briñsez a c'houezas ar rozenn, hag a zirollas da ouela, o lavarout :

« Allas, tad ! eur vleunienn wirion eo ! N'eo ket savet diwar dourn den ! »

Hag an dimezelled da zistaga war he lerc'h :

« Feiz ! N'eo nemet eur vleunienn evel ar re all ».

« Gwelomp a-raok beza chifet », eme an impalaer, « petra a dalvez an donezon all ».

Hag e weljont neuze diguzat an eostig, a stagas da gana en eun doare ken kaer ma chomas bamet an holl.

« Dreist ! Dudius ! » a anzavas an dimezelled en eur rodella o genou.

« Me 'seblant d'in klevout telenn hon impalaerez, Doue he fardono », eme unan.

« Gwir eo, an hevelep son en deus », a respontas an impalaer, an dour en e zaoulagad.

« Ha beo eo an eostig-se ? » a c'houlennas ar briñsez.

« A dra sur », a respontas ar c'hannad.

« Neuze, n'em eus ezomm ebet », emezi, o steki he zroad gant kounnar. Ha ne fellas ket d'ezi rei degemer d'an hini a grede kinnig donezonou ken diresped.

Pa glevas kement-se, ar priñs a reas le kaout e dro warni. Liva a reas eur gwiskad du war e zremm, tenna a reas e dog war e zaoulagad, hag e teuas da skei ouz dor ar palez.

« Demat », emezañ « ha n'hoc'h eus ket ezomm eus eur paotr da ziwall moc'h ? »

« Dres, deuit tre, hag it d'ar c'hraou ».

Hag er c'hiz-se e teuas ar priñs da veza eur mesaer-moc'h. En eur gambr vihan e kouske a-us d'ar c'hraou, hag e tiwalle ar moc'h. Ne oa ket gwall zal-c'het gant al labour, hag evit diverra e amzer, e fardas eur podig brao gant kleierigou en-dro d'ezañ. Leunia a reas anezañ a zour, ha pa voe lakaet war an tan, ar c'hleierigou a strilhas hag a ganas an ton brudet :

« An hini goz eo va dous... »

Kaera oa, pa veze lakaet eur biz a-us d'an aezenn, a zeue er-maez eus ar podig, e ouied dioustu ar pez a zebre d'o lein holl dud ar gêriadenn.

D'ar mare-se, edo ar briñsez o pourmen el liorz, d'he heul eur rummad merc'hed a enor. Klevout a reas ar c'han, hag e welas a-bell ar podig brao. Anavezout a rae « An hini goz », rak ne ouie nemet an ton-se.





« Selaouit va c'hanaouenn », emezi, estlammet. « Ar paotr-moc'h-se a zo gwall zournet ! Buan, unan bennak, da c'houlenn talvoudegez ar benveg-se ! Me 'fell d'in e brena dioustu ! »

Unan eus ar merc'hed a lakaas eur re votou en he zreid evit mont d'ar c'hraou.

« Pegement e werzez da bod ? » emezi.

« Dek pok digant ar briñsez ».

« Iche ! »

« Da gemer pe da lezel ».

« Hemañ ' zo gwall zivergont ! » a lavaras diwar fae merc'h an impalaer, he doa klevet pep tra. Edo o vont kuit pa strilhas muioc'h-mui ar c'hleierigou, « An hini goz ».

N'hellas ket padout, hag e lavaras da unan :

« Kerz da c'houlenn outañ ha c'hoant en deus kaout dek pok digant va dimezelled a enor. N'en deus nemet lavarout an hini a gavo ar goanta ».

Ar plac'h a zistroas d'ar c'hraou d'ober ar c'hinnig-se.

« Nann », eme ar paotr-moc'h, « dek pok digant ar briñsez a fell d'in kaout, pe netra ! »

« Pebez pabor ! N'eus forz ! Degasit ar paotr hag it dirazoun evit na vezin gwelet gant den ».

Ar merc'hed a reas kelc'h en-dro d'ar briñsez en eur astenn o broziou. Paotr ar moc'h a dapas dek pok, hag e roas ar podig da verc'h an impalaer.

Adalek neuze ar podig a voe lakaet e-pad an deiz war an tan. Ar c'hleierigou a sone laouen « An hini goz ». Ar briñsez hag ar merc'hed a ouie petra zebre an holl er rouantelez, eus ar merour bras betek an distera micherour. Hag e c'hoarzent, hag e lamment en eur lavarout hep ehana :



« Pebez plijadur ! Pebez kan kaer ! Na pegen dournet eo ar mesaer-moc'h ! »

« Ya », eme ar briñsez, « met dalc'hit war ho teod ! N'ankounac'hait ket ez oun merc'h an impalaer, ha ma oufe va zad e pe zoare am eus bet ar podig ! »

Ar mesaer-moc'h, pe gentoc'h ar priñs, ne zaleas ket da farda eur benveg all. Ar wech-mañ, e savas eur strakerez koad, a c'hoarie, pa droe, an holl gorollou anavezet war ar bed.

Merc'h an impalaer a zegouezas ganti tremen dre aze, hag e klevas ar sonerez.

« Va Doue, o na kaer eo ar son-se ! It buan da c'houlenn ouz ar mesaer pegement e talvez e venveg. Met pok ebet en dro-mañ ! Da c'houitella ! »

Eur plac'h a redas d'e gaout, hag e tistroas ken buan, izel he fenn.

« Kant pok digant ar briñsez a c'houlenn ! » emezi.

« Mat da staga eo ! » a respontas ar plac'h yaouank, droug enni. Edo o vont kuit pa zeuas d'ezi ar soñj :

« Ret eo dreist pep tra kaout truez ouz an dud a vicher. Dek pok a roin d'ezañ, ha va dimezelled a beurc'hraio ar gont ».

« N'hon eus c'hoant ebet ! » emezo holl.

« Ne ran forz ! Dre m'eo gouest d'hen ober merc'h an impalaer, emichañs eo gouest ivez he merc'hed a enor ».

Ar re-mañ a soublas o fennou, hag a yeas da gaout paotr ar moc'h.

« Lavaret em eus : kant pok digant ar briñsez », a hopas hemañ. « Ma ne fell ket d'ezi, pep hini a zalc'ho war e beadra ».

« Asa ! Grit kelc'h en-dro d'in ha kuzit mat ac'hanoun », a huanadas merc'h an impalaer.

Hag an holl verc'hed da senti ha da astenn o broziou. Ar paotr a zeuas da gaout ar c'hant pok war e jod.

« Petra an diaoul a c'hoarvez war-du ar c'hraou ? » a c'houlennas outañ e-unan an impalaer, a oa deut da sellout er-maez dre ar prenestr.

Dibikouza a reas e zaoulagad, lakaat a reas e lunedou war e fri, hag ez estlammas :

« Petra ! Dimezelled va merc'h int ! Gwall vec'h a zo warno. Ret eo d'in gwelout ar pez a reont ».

Hag e tiskennas goustadik er porz. An dimezelled a oa a-walc'h ganto niveri ar pokou, ha ne glevjont ket an impalaer o tont a-dreñv d'ezo. Sevel a reas war beg e dreid, hag e chomas mantret.

« Houmañ 'oar anezi ! », hag e stlapas e votez a-dreuz penn e verc'h, dre m'edo o rei ar c'houec'hvet pok ha pevar-ugent.

« Er-maez eus va zi hag eus va bro ! » a hopasheñ, kounnaret-ruz.

An daou zen yaouank a rankas senti war an taol, hag e voent skarzet eus kêr. Ar briñsez a ouele. Glao a rae hag an noz a goueze. Ne ouie ket da belec'h mont, ha skuiz en em gave.

« Malloz d'in ! » emezi, « ma n'oun ket dimezet gant ar priñs yaouank a ginnigas d'in ar vleunienn hag al labous ! Trist eo va doare ! Petra e teuin da veza ? »

Neuze, ar mesaer-moc'h, en doa heuliet anezi war e bouez, a yeas da guzat a-dreñv eur c'harz, a walc'has e zremm lous, a ziwiskas e bilhou hag a zeredas da gaout ar briñsez, gwisket gant eur re zilhad splann.



« Deut oun ez palez evit kaout tu warnout », emezañ. « Nac'het ec'h eus dimezi gant eur priñs yaouank ha kalonek ! Fae ac'h eus graet war gened ar rozenn ha kan an eostig, e-pad ma 'z aes da bokat d'eur paotr-moc'h evit eur c'hoariell reuzeudik. Kastizet out evel m'eo dleet ».

Hag e tistroas d'e vro hep rei eun taol lagad da verc'h an impalaer.

Da vihana, an istor hen lavar. Met me 'gav kentoc'h e timezjont o-daou hag e voent eürus e-pad o buhez.




# An Daou Valeer-Bro

Ar paour kaez Yann a oa gwall reuzeudik e stal, rak e dad a oa war e dremenvan.

« Eur paotr mat out bet », eme an toc'hor. « Doue en devezo truez ouzit ».

Neuze e reas eur sell trugarezus d'ar paotr yaouank, e tennas e huanadenn diweza, hag e rentas e ene da Zoue. Yann a darzas da ouela, rak bremañ e chome e-unan war an douar-mañ, hep tad, na mamm, na breur, na c'hoar. Hep gouzout e kouezas ar c'housked war e zaoulagad hag e voredas war e gador.

Ober a reas neuze eun huñvre iskis. Gwelout a



reas eur bobl a-bez stouet dirak e dreid, hag eur briñsez kaer-meurbet, eur gurunenn dispar war he fenn, o lakaat he dourn en e zourn. Siouaz, e teuas da zihuni war an taol, hag e-lec'h seurt splannder, e kavas e dad gourvezet war ar varskaoñ er gambrig noaz ha yen. Paour kaez Yann !

Antronoz, an tad a voe douget d'an douar. Pa voe diskennet an arched er bez, ar paour kaez Yann a voe dare d'ezañ fallgaloni. Trist e tistroas d'ar gêr, hag e lakaas en e spered kuitaat ar vro. Tresa a reas eur pakadig dilhad, kuzat a reas en eur yalc'h e beadra, war-dro eun hanter-kant pez aour hag eun nebeudig peziou arc'hant. Neuze e trouc'has eur vaz evit bale, e tistroas d'ar vered, ha, daoulinet war bez e dad, e reas eur bedenn. War-lerc'h e kemeras penn an hent.

En nozvez kenta e kouskas er-maez war eur bern foenn. Pa zihunas, an heol a daole bannou sklerijenn war ar parkou tro-dro. Al laboused a gane er gwez. Ar c'hleier a c'halve ar gristenien d'an iliz. Yann a savas, a heulias ar barrezianiz tre en iliz. Da c'houde e kemeras en-dro e hent. Diouz an noz, eun avel spontus a savas trumm, ar glao puilh a gouezas, hag ar paotr yaouank a voe mall gantañ kaout eun disglao bennak. Met an noz a zeuas a-raok ma kavas eun ostaleri. Gwelout a reas eur chapel ha mont e-barz. Lavarout a reas eun tamm pedenn hag e kouskas e-pad ma tarze er-maez al luc'hed hag ar gurun. Dihuni a reas da hanternoz. Kouezet e oa ar wallamzer, al loar a lintre a-dreuz ar gwer livet, o sklerijenna diabarz an ilizig. Er c'hreiz e welas Yann eun arched, hag e-barz korf eun den marvet en derc'hent.

Yann ne oa ket aonik, rak ne oa samm ebet war e

goustiañs. Hogen ne c'hellas ket mirout da skrija o welout en deñvalijenn daou zen o tigeri an arched hag o klask lemel er-maez ar c'horf maro.

« Tud fall ! Petra a rit aze ? » emezañ. « Lezit ar paour kaez-se e peoc'h. Ne fell ket d'in gwelout eun torfed ken euzus dirak va daoulagad ».

« An den-se a dlee d'imp mouneiz », a respontas an daou all, « hag e fell d'imp talvezout d'ezañ en eur stlapa e gorf er-maez eus al lec'h binniget-mañ ».

« N'em eus nemet hanter-kant pez aour », a lavaras Yann. « E lezan anezo ganeoc'h ma fell d'eoc'h rei peoc'h d'an den maro-se ».

« Ma paeez evitañ », emezo, « n'hon eus mui netra da lavarout ».

Yann a roas d'ezo e yalc'h, hag a-raok kuitaat an iliz e serras an arched.

Edo o kerzout gant e hent abaoe nebeut amzer, laouen e spered, pa glevas a-dreñv d'ezañ eur vouez o hopal :

« Ole ! keneil, da belec'h ez ez ? »

« N'ouzon dare. Eur paour kaez emzivad oun, en devo Doue truez outañ, emichañs ».

« Me ivez », a respontas an estren, « kerzout a ran du-mañ du-hont. Ma fell d'it, e raimp hent a-gevret ».

« Ne c'houlennan ket gwelloc'h », eme Yann.

Hag o-daou da gerzout skoaz-ouz-skoaz, hag o tivizout etrezo, ken e teujont da veza hep dale daou vignon bras.

War-dro kreisteiz, ec'h azezjont evit leina e-tal eur wezenn. E-pad ma tebrent, eur vaouezig koz tort, harpet war bizier-loaek, a zeuas da dremen e-biou, eur bec'h keuneud war he choug. En he zavañjer e



touge teir gwalenn. A-daol-krenn e pouezas fall war he bizier, hag e ruilhas war an douar, torret he gar.

An estren a redas betek enni hag a dennas eus e c'hodell eur voestig.

« Bez' ez eus enni eul louzou burzudus », emezañ. « N'em eus nemet leda eur gwiskad war ho kar, hag e viot pareet. N'hoc'h eus ken nemet rei d'in an teir gwalenn a welan en ho tavañjer ».

Hag an estren da leda e louzou war ar c'har dorret. War an taol, ar vaouezig tort a savas leun a nerz, o trugarekaat he madoberour hag o rei d'ezañ ar pez en doa goulennet.

« Petra fell d'it ober gant an teir gwalenn-se ? » a c'houlennas Yann ouz e genseurt.

« Plijout a reont d'in. A-walc'h am eus gant nebeut a dra ».

Hag e valejont e-pad eun abardaez. Diouz an noz e tegouezjont en eun ostaleri. Er sal vras e oa eur bern tud o sellout c'hoari merc'hodennou. Tre e-kichen e oa eur paotr-kiger, eur mell ki penn-teo gourvezet tost d'ezañ. An daou geneil a zigoras an nor d'ar mare ma kroge ar c'hoariadenn.

War al leur e weled eur roue hag eur rouanez azezet war o zron. Ar rouanez a savas da vale, pa sailhas ar c'hi war al leur, hag en eun taol dent e vrevas ar verc'hodenn. An dud a savas droug enno, hag ar perc'henn, mantret, a stagas da glemm :

« Allas ! va brava merc'hodenn, va rouanez a zo freuzet ! »

Aet kuit an holl, keneil Yann a dostaas ouz ar perc'henn, a gemeras ar verc'hodenn, a skourjezas he c'horf gant eun distera eus al louzou, hag a lakaas a-nevez he fenn war he diskoaz. Neuze, o burzud ! ar

rouanez vihan a gerzas dirazo hec'h-unan hep ma voe ret tenna war ar c'herdin he lakae a-raok da finval. Ar perc'henn, laouen-ruz, a ginnigas d'an estren rei d'ezañ ar pez a c'houlennje, ma felle d'ezañ ober an hevelep burzud gant ar merc'hodennou all. Kerkent graet. Hag an estren, evit e labour, a gemeras hepken eur c'hleze a zouge ar roue ouz e zargreiz. Hag e-pad ma taoulamme ar merc'hodennou war al leur, Yann hag e genseurt a bignas en o c'hambr da gousket.

Antronoz, mintin-mat, setu ma kemerjont en-dro an hent. Sevel a rejont gant eur menez uhel, ha, pignet war ar gern, e chomas Yann sabatuet gant ar gwel. Dirazañ en em lede ar c'hêriou, ar c'hoadou hag ar stêriou, beuzet dindan bannou skedus an heol. A-daol-krenn e tarzas a-us d'e benn eur c'han dudius: kan eun alarc'h gwenn, a c'hournije en oabl a-us d'ezo. Tamm-ha-tamm e tigreskas ar c'han. Al labous kann a davas, a soublas e benn, hag a gouezas goustad ha divuhez, harp ouz o zreid.

« An diouaskell gaer-se a zo kaer-tre », eme an estren en eur stoui. Tenna a reas kleze bihan ar verc'hodenn, hag en eun taol e trouc'has diouaskell an alarc'h, a lakaas en e sac'h.

An daou vignon, goude beza kerzet pell c'hoaz, a zegouezas en eur gêr vras, e-lec'h ma veve roue ar vro en eur palez mein-benerez. An daou valeer-bro a reas o diskenn en eun ostaleri da gemer eun tamm diskuiz. Aze e klevjont gant an ostiz e oa ar roue eun den eus ar re wella, n'en dije ket graet aon d'eul laouenanig, met eur verc'h en doa, ken fall, ma lavare an dud e oa bet krouet gant an diaoul. Ne vern piou, roue pe glasker-bara, yaouank pe goz, koant pe vil, a vije gouest da zimezi ganti, nemet e vije ret



d'ezañ gouzout teir gwech ar pez he doa soñjet. Ma kouezje dres, e vije degemeret da bried ganti, ha galvet da bignat war an tron war-lerc'h ar roue. Hogen ma teuje da fazia, e vije lakaet d'ar maro war an taol. Ar paour kaez roue a oa glac'haret dirak froudennou e verc'h, o doa koustet o buhez da veur a zenjentil. Hogen kement a garantez en doa en he c'heñver, ma ne glaske ket mont e-biou d'he c'hrizder.

« Nag eur vaouez c'haro ! » eme Yann. « Ret e vefe he c'hastiza gant eur bod-spern ».

A-daol-krenn e savas eur griadenn. Ar briñsez a dremene d'ar mare-se. Ken dudius e oa da welout ma ankounac'hae an holl he fallagriez. Kerzout a rae goustad, heuliet gant daouzek plac'h yaouank gwisket gant saeou seiz gwenn. Pep hini anezo, pignet war eur gazeg du, a zouge en he dourn eur vleunienn aour. Ar briñsez a oa azezet war eur gazeg, hag an dibr a lintre gant ar mein prizius hag an diamantou.

Pa welas Yann anezi, e savas war e zremm eur ruzder, hag e chomas sebezet-mik: ar briñsez a oa heñvel-tre ouz an hini en doa gwelet en e huñvre da gounozvez maro e dad. Hag e teuas c'hoant d'ezañ gounit dourn ar briñsez war-bouez he zeir froudenn. En desped da aliou ha pedennou ar bobl a-bez, e redas d'ar c'hastell.

Ambrouget e voe betek ar roue, a zouge eur gurunenn war e benn hag en e zourn eur walenn. En dourn all e touge eun aval aour, testeni e c'halloud.

« Gortoz eun tammig », emezañ da Yann, hag, an aval aour dindan e vrec'h, e stardas d'ezañ e

zourn. Hogen, pa glevas c'hoantaenn ar paotr yaouank, e teredas da ouela, en eur lavarout :

« Gra an diouer eus kement-se. Ne vezi ket dreist d'ar re all ».

Yann a bokas da zourn ar roue, hag a lavaras e teuje a-benn, en desped da bep tra, da c'hounit dourn ar briñsez. En em glevout a rejont e teuje antronoz d'ar c'hastell dirak ar varnerien hag ar guzulierien. Ar re-mañ, goude beza selaouet ar briñsez, a zisklerje ha trec'h e vije, ya pe nann.

Yann ne gollas ket e amzer da c'houzout penaos dont a-benn eus eur seurt abadenn. Fiziañs en doa e teuje Doue d'e sikour. Distrei a reas d'an ostaleri, o soñjal bepred er briñsez.

Da vare noz, keneil Yann a aozas eur flip en eur lavarout :

« Bezomp laouen bremañ, ha yec'hed mat d'ar briñsez ! »

Yann a evas diou werennad hag a gouezas maromik gant ar c'housked. An estren a savas neuze hag a stagas diouaskell an alarc'h ouz e ziskoaz. Lakaat a reas en e c'hodell an deva eus gwalinier ar vaouez koz, ha digeri ar prenestr ha nijal betek palez ar roue. Kuzat a reas e-tal prenestr ar gambr ma kouske enni ar briñsez, ha gedal an deñvalijenn.

E kêr, netra ne finve. Daouzek taol hanternoz a sone pa zigoras ar prenestr. Ar briñsez, gwisket gant eur mell sae wenn ha diouaskell du stag ouz he diskoaz, a nijas war-du eur menez tost. An estren, dre eun taol burzud, a zeuas maez a wel hag he heulias, o skourjeza anezi a daoliou gwalenn hep ehan :

« Nag a gazarc'h, nag a gazarc'h ! » a hiboude ar briñsez, a nije seul vuanoc'h. Degouezout a reas erfin





war ar menez, hag e skoas war eur garreg. Straka a reas ar gurun, e-pad ma tigore dor eur c'heo toullet betek kalon ar menez. Ar briñsez a yeas e-barz, heuliet bepred gant an estren. Goude beza treuzet eun alez hir ha ledan, e tegouezjont en eur sal vras, a oa goloet ar mogeriou anezi gant an aour hag an arc'hant.

E-kreiz ar sal e save eur gador mein strink, azezet warni eur sorser koz, vil e liou, eur gurunenn aour war e benn, hag eur walenn en e zourn. Ar briñsez a gerzas eeun betek ennañ, hag a soublas he fenn dirazañ. Ar c'hoz strobineller a bokas d'he zal hag a roas d'ezi plas war e gador, tost d'ezañ. E-keit se ar gorriganed du-pod a c'hoarie. Lod anezo a gane eur c'han iskis ha dudius, lod all, eur c'houlaouenn war o zal, a zaoulamme hag a gorolle tro-dro d'ar sal. Ar c'heneil en doa en em silet a-dreñv d'ar gador, hag a wele pep tra hep beza gwelet.

Goude nebeut amzer, ar briñsez a zisplegas d'ar sorser perak e teue d'e gaout :

« Eur paotr a zo o klask dimezi ganin », emezi. « E petra e soñjin pa zeuio er palez ? »

« En eun dra dister : ez potez. Biken ne zeuio d'ezañ ar soñj-se. Lakaat a ri trouc'ha d'ezañ e benn, hag e tegasi d'in, warc'hoaz da noz, e zaoulagad ! Gouzout a rez pegen lipous oun warno ! »

Ar briñsez a soublas he fenn adarre hag a gemeras hent an distro. Ar c'heneil a zeuas kuit war he lerc'h, hag e-pad an hent e tistagas ganti taoliou ken garo ma strinke ar gwad war he c'hroc'hen :

« Nag a gazarc'h, nag a gazarc'h ! » emezi, berr warni o sacha war he c'hein he mantell wenn. Degouezout a reas erfin dirak prenestr he c'hambr, e-



pad ma tistroe an estren d'an ostaleri. Distaga a reas e ziouaskell, hag e c'hourvezas e-kichen Yann da gousket.

Antronoz, Yann a zihunas mintin-mat. E geneil a gontas d'ezañ eun huñvre en doa graet diwar-benn ar briñsez hag eur votez.

« Pa c'houlenno ouzit merc'h ar roue, lavar d'ezi ec'h eus soñjet en he botez ».

« A galon vat », a respontas Yann. Hag e kemeras hent ar palez.

Ar sal vras a oa leun a dud. Ar varnerien a oa azezet war o c'hadoriou, hag ar paour kaez roue a oa an dour en e zaoulagad. Ar briñsez en em ziskouezas neuze. Saludi a reas an holl, hag e kinnigas he dourn da Yann.

Ret e oa bremañ gouzout he soñj. Doue ! pebez taoliou lagad e roe d'ar paotr yaouank ! Hogen, pa zistagas hemañ ar ger : « ez potez », e teuas eul liou fall warni, hag e krenas hec'h izili. Gounezet en doa Yann an dro genta. An holl a stlakas o daouarn, hag ar roue a dride e galon gant al levenez.

Antronoz e c'hoarvezas evel-hen. An estren, a heulias adarre ar briñsez, a daoliou gwalenn war he c'hein, hag e klevas ar ger. Ar strobineller fall en doa kuzuliet d'ezi lakaat he menoz en he manegenn. Dre berz e vignon, Yann a gouezas just en-dro.

An devez goude e tlee beza an dro diweza. Ma teue ar paotr yaouank a-benn eus e daol, e timezje gant ar briñsez kaer, pe anez se e vije dibennet. Ar c'heneil, eun tammig a-raok hanternoz, a stagas e ziouaskell, a gemeras ar gwalinier, hag ivez kleze bihan roue ar merc'hodennou. A-vec'h degouezet ar

plac'h yaouank, e tisklerias e oa bet trec'het a-nevez gant Yann :

« N'hell ket gouzout en dro-mañ », a lavaras ar sorser, « pe da vihana eo sorser e-unan, ha galloudusoc'h egedoun. Bez dinec'h : kaout a rin peg war ar paotr-se ! »

Komz a rejont c'hoaz eur boutad, hag e savas ar briñsez.

« Mont a ran ganit », eme ar sorser, « evit beza pelloc'h amzer a-gevret ». Kemerout a rejont an hent, heuliet bepred gant an estren, a skoas warno ken kalet ma torras e deir gwalenn war o c'hein.

Degouezet dirak ar palez, e lavarjont kenavo an eil d'egile. Ar sorser a sourras war-bouez d'ar plac'h yaouank :

« Soñj em penn ».

An estren a glevas ar c'homzou-se. D'ar mare ma 'z ae ar briñsez en he c'hambr, e krogas er strobineller dre e varo hir, e savas e gleze, hag e trouc'has en eun taol ar penn divalo. Kloza a reas ar penn en eul lienenn evit e zegas d'an ostaleri, hag ar c'horf a stlapas en dour da ober boued d'ar pesked.

Antronoz e roas al lienenn da Yann en eur lavarout d'ezañ he digeri nemet pa rafe ar briñsez he goulenn.

Pa zeuas ar paotr yaouank er sal vras, eun niver spontus a dud a oa bodet enni. Ar roue, fiziañs ennañ, a oa en em lakaet e-kreiz ar varnerien. Ar briñsez, hi, a oa liou gwenn warni evel eul liñser.

« E petra em eus soñjet ? » a c'houlennas digant Yann. Kerkent, hemañ a zigoras e lienenn, hag a gilas gant ar spont o welout penn euzus ar sorser. An holl a skrijas, e-pad ma chome merc'h ar roue



en he sav, difinv evel eur piler. Erfin e teuas da gaout Yann, hag e tistagas :

« Te eo va mestr. Te a vezo va fried en noz-mañ ».

« An dra-se a blij d'in », eme ar roue. « Buan, ma vezo prest al lidou ! »

Ar bobl a-bez a c'harmas gant al levenez. Ar c'hleier a voe brallet da zraskal.

Diouz an noz, goude pred, e voe gouel bras, a badas betek ar mintin. En desped da gement-se, ar briñsez a chome atao evel strobinellet. An estren hepken a ouie an abeg. Lavarout a reas da Yann :

« Ma fell d'it gounit kalon da wreg, gra evel-hen. En noz-mañ, pa zegouezi ez kambr, laka degas eur varazad dour. Bount da wreg enni, ha soubl anezi teir gwech e-barz en desped d'he c'hlemmou ».

Yann a sentas penn-da-benn. Pa gouezas merc'h ar roue en dour, e stagas da yudal, ha goude nebeut, pa zeuas war c'horre e stumm eun alarc'h du, Yann he soublas adarre en dour. P'en em ziskouezas he doa ar wech-mañ stumm eun alarc'h gwenn. Erfin, d'an trede gwech, e teuas er-maez en he stumm kenta, hogen kaeroc'h c'hoaz eget diagent. Koueza a reas etre divrec'h he gwaz, an dour o tivera eus he daoulagad gant al levenez, hag o trugarekaat he gwaz evit beza he dizammet diouz he flanedenn.

Antronoz, ar roue a zeuas da veuli ar paotr yaouank. War-lerc'h e teuas ar c'heneil, e vaz en e zourn hag e visac'h war e gein, da lavarout kenavo da Yann. Ar paotr yaouank a glaskas derc'hel e vignon tost d'ezañ. An estren a respontas :

« Ha soñj ac'h eus eus ar c'horf maro a glaske daou zen sacha er-maez eus e arched? Roet ec'h eus da

holl beadra evit paea dle ar paour kaez. An den maro-se, me eo ».

Ha war-lerc'h ar geriou-se, ez eas da netra.

Yann hag ar briñsez a vevas eürus-tre. Ar roue madelezus a welas en-dro d'ezañ e-leiz a vugale vihan, a c'hoarie gant e gurunenn hag e aval aour. D'e varo, Yann a voe anvet da roue hag a voe karet gant e sujidi.



# BILIENNOU MOR

pe c'houec'h barzoneg
hep ficherez

gant

FARNACHANAVAN

## diavaez

Azezet edomp war ar geot glas.
Hi ne lare grik.
Me 'selle outi.
Avel fresk ar mor, 'n eur floura he zal,
a lakae a-fuilh va bleo teñval.

Sellet piz he deus war-du an neñv glas,
ha gwelet he deus
ar freuz hag ar reuz,
e-mesk ar c'houmoul o c'hosteziou du,
a bevarlamme evel kezeg feuls.

Ha laret he deus hep sellet ouzin :
O ! perak ez eus,
kement freuz ha reuz
e doun ho kalon ? Perak e welan
hoc'h ene bet glan ken du hag ar vran ?

N'em eus laret tra, n'he deus komzet ken,
hag eo savet,
hag eo aet
war ar geot glas, a-hed ar mor glas,
'n eur ober an neuz da chom didrabas.

## avel

An avel yen a c'houez war ar mor ha war ar vro.
Ar gwez pin a hirvoud hag a gan o c'hlemvan.
Ar geot gwevn a gren hag a wagenn 'vel ar mor.
Ha war an draezenn wenn,
An eon gwenn
A nij, a nij evel an erc'h...

— II —

An avel yen a c'houez war ar mor ha war ar vro.
Krena 'ran dindan he fokou garo,
'Vel ma kren ar raden war an tevenn.
Hogen ennoun,
E kan dizehan
Mouez flour ha glan
Ar plac'h a garan,
Ha va soñj a nij, a nij,
War eskell an avel,
Buanoc'h eget an eon gwenn,
War an draezenn wenn,
War-du al lec'h m'emañ
« va mil teñzor ».

Traezenn ar C'hrog, Breiz-Uhel
Meurz 1933



## huñvre

Emaoun va-unan e strad eur puñs.
Du eo e strad ar puñs.
Yen eo e strad ar puñs.
O ! pegen yen ha pegen du !
Pa savan va fenn d'an nec'h,
E welan eur c'hantad bihan a oabl glas,
E-barz eur stern du,
Hag e glas an oabl,
Eur steredennig vihan, vihanik
O strinkellikat
Dalc'hmat.
O strinkellikat hec'h-unanik
E-barz an oabl glas-divent.
Emaoun va-unan e strad eur puñs.

Karout a ran ar steredennig
A strinkellik
Hec'h-unanik,
'Barz an oabl glas
A-us d'am penn.
Hi 'zo va goulaouenn n'eus nemeti,
Ha va c'harantez n'eus nemeti,
Ha va goanag n'eus nemetañ.
Karout a ran ar steredennig,
A strinkellik,
Hec'h-unanik
Em noz du.

Emaoun va-unan e strad eur puñs,
Pell diouz an dud arall.
Pell eo ar vuhez,
Ha pell, pell ar steredennig.
Ha ken pell all al levenez-beva,
Ha laouenidigez ar galon.

O ! ma pakfen ar steredennig
A strinkellik
Hec'h-unanik
En oabl glas,
Ne vefen mui va-unan-penn,
E strad ar puñs.
Adkavout a rafen
Va levenez-beva,
Ha laouen e vefe va c'halon...
Ha hi, ar steredennig
A strinkellik
Hec'h-unanik
Em noz du,
Ne vefe mui hec'h-unanik !



## keuz

*« Alas ! I shall not walk with bare feet in wild woods again ».*
K. Mansfield « Journal, 1910 »

— I —

Ne daimp ket mui d'ar mor a-gevret,
Ne ziskennimp mui gant gwenodenn an tevenn,
Ne welimp mui, siouaz !
A-hed ar bloaz nevez o tigeri
'Met toenn c'hleb an ti rag-enep d'hon hini...
Ennomp avat,
E doun douna ha kuzeta hor c'halonou,
E chomo beo
Gweledigez ar mor lufrennaouüs
Oc'h en em ziskouez d'hon daoulagad trellet
Dre wask ar gwez-pin
O SARAC'HI

— II —

Ne daimp ket mui d'ar mor a-gevret,
Ne gerzimp mui war draez fin ha flour an draezenn,
Siouaz ! hon treid noaz
Prizoniet e ler hor botou striz lufret-mat,
Ne stokint mui 'met ouz makadam ar straedou...
A-wechou, avat,

E santimp moarvat e penn hor bizied-troad
Pokig yen an tonnou
O teredek eus dremmwel pella meurvoriou dianav,
Evel kizier desket-mat,
'Vit mervel e-harz da dreidigou noaz
'N eur leda dirazo eur pallenn eon gwenn

O VERVENNI



## son an neuerez yaouank

— I —

P'edon va-unan-penn
o neui,
em eus lakaet va fenn
war an dour,
evel diouz an noz
war ar goubenner gwenn
a zo e penn va gwele.

— II —

Fresk e oa an dour,
eur blijadur !
Lazet en deus tan va divoc'h ruz,
hag ar soñjou tregasus
a rede em penn
abaoe ar mintin
a zo aet diouzin
raktal !
N'oa nemedoun
hag ar mor doun !

— III —

Klevout a raen ar mor o stlafikat
goustad, goustad,

hag o kuzulikat
e toull va skouarn dehou,
hag an tonnouigou
a c'hoarie lizidour
war c'horre blot an dour,
a zerede
da lipat va boc'h,
ha goude se
da bokat d'in,
mibin ha lirzin,
e korn va genou livrin.

— IV —

Va skoaz a oa krenn
gwenngen
ha lufrus,
a-us d'ar mor glas treuzwelus,
ha va brec'h kleiz
bep ar mare
a skoe an dour
em raok.

— V —

P'edon va-unan-penn
o neui,
em eus soñjet
e vefe brao
derc'hel da neui
atao.
Pellat diouz an aod
— ha diouz an douar —



Pellaat diouz an dud
— ha diouz ar vuhez —
Steuzia da viken,
e lagad an heol,
e-kreiz va nerz yaouank
ha va c'hened nevez...

— VI —

P'edon va-unan-penn
o neui,
em eus soñjet e vefe mat
skei rag-eeun
'n eur neui,
ha va brec'h o skei dalc'hmat,
'trezek an Inizi
kuzet el lusenn stank,
ma vev enno
AR RE YAOUANK
BEPRED BEO.

here 1934

## gwez-pin

*« E derou an holl draou, pa ne oa Gourdad an dud nemet eun tamm pri e-kreiz ar pri, teir iliz-veur a savas Doue da Zoue : ar mor, ar goadeg, ar menez ».*
Y. P. Kalloc'h, « War an Daoulin ».

Ha dalc'het ac'h eus koun ?

An hent eeun, gwenn ha gleb, o sanka doun
e-kreiz ar c'hoad,
o strisaat,
hag ouz en em goll du-hont, pell, er c'hlasvez.

Te ha me...
Gwez-pin a bep tu.
Gwez-pin tro-dro d'imp.
Gwez-pin o c'hefiou hir o skrapat eeun ha sart etre-
[zek an neñv,
Evel eur bedenn tarzet a-daol-trumm
diouz eur galon wirion...

Te ha me...
Sioulded fromus ar c'hoad teñval
O koueza pounner ha fresk var hon diskoaz
Evel diouz bolz alaouret eun iliz-veur
E-kreiz an deiz...

Ken na skrijes...



Eur mouch-avel,
Beg ar gwez-pin o vranskellat goustad,
Sarac'h flour an deil,
Ha dizammet hor c'halonou...

Te ha me
e-touez ar gwez-pin...
Ha ni o c'hoarzin drant an eil ouz egile.

Gwez-pin frondus tro-dro d'imp.
Gwez-pin meurdezus o sevel sounn o c'hefiou rous
[a-us d'ar raden skaotet,

Hag oc'h astenn en nec'h
O glasvez rouez
'Vel eur boked...

Gwez-pin glac'haret o c'horfou hir,
Hag o divrec'h treut mac'hagnet
Evel Indeziz marnaoniet...

Te ha me
e-touez ar gwez-pin...

Soñj am eus
E klevis em c'hichen
Eur vouez karet
O sevel evel eur sonerez heson,
E didrouz meurdezus ar c'hoad :
« O ! hini d'in, me 'gar ar gwez-pin ! »
War da zremm heoliet
Gant nerz da garantez,

War da c'henou chomet damzigor,
E-kreiz da estlamm,
Hag ez taoulagad
O steredenni,
E verzis
Striv dibaouez da ene divarvel
O klask sevel
Uheloc'h-uhel
War-du Doue.

Te ha me
e-touez ar gwez-pin,
heñvel ouz da ene.

Liesskrivaduriou « Gwalarn »

# GERIADURIG GALLEK-BREZONEK AN TROIOU-LAVAR POBLEL

gant Roparz Hemon

Priz al liesskrivaduriou : 10 lur evit pemp strobad (rakprenerien hepken).

Ali. — Ne chom hini ebet eus ar follennou embannet. Ne c'heller kaout eta nemet ar follennou a zo da embann.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest

*Ar Mérour :* Y. Drézen

